## TAOLENN



# DESKOMP

*Er bloavez-mañ, moarvat, e vo digoret dor ar skoliou d'ar brezoneg.*

*Ha ne vefe ket mat d'eoc'h, lennerien ha kenlabourerien, mont d'ar skol ivez ?*

*Daoust hag ez anavezit ho prezoneg mat a-walc'h ?*

*Ne gredan ket.*

*Aba grogis gant GWALARN, an darn vrasa eus va amzer a zo aet o tivanka, o peurgempenn, alies oc'h adskriva penn-da-benn dournskridou va c'henlabourerien.*

*Kalz am eus desket evel-se. Int avat n'o deus desket netra.*

*Rak adalek ar bloaz 1925 betek ar bloaz 1940, n'em eus merzet tamm gwellaenn ebet en o skridou.*

*Eur skouer hepken :*

*Eur fazi 'zo a zo bet graet gant daou pe dri den e-pad ar pemzek vloaz-se : ober gant an anoioukadarn el liester evel ma vefent holl anoiou gwazed. Kant gwech, mil gwech, dek mil gwech em eus reizet, lakaet « ar gwagennou » pa skrivent « ar wagennou », « an terziennou » pa skrivent « an derziennou ». Mann d'ober. E-touez hor gwella skrivagnerien int koulskoude.*

*Hag an doare-skriva, siouaz !*

*« N'hellan ket evelato », a lavare d'in unan, « furchal er Geriadur bep tro ma skrivan eur ger ». Ha me ha respont : « Ret d'eoc'h furchal seiz gwech er Geriadur bep tro ma skrivit eur ger. »*

*N'eo ket al levriou a ra diouer bremañ. En eur heti d'eoc'h bloavez mat, pedi a ran Doue da rei d'eoc'h an nerz da sellout outo eun tammig pisoc'h eget gwechall.*

ROPARZ HEMON.



# EÑVOR JAKEZ RIOU

D'ar 14 a viz genver 1941, e vo pevar bloaz ma vo aet da anaon hor c'heneil ha kenlabourer, Jakez Riou. Pa varvas e oa oadet a 37 bloaz. Edo e-kreiz e vrud, hag o kregi nemetken gant e oberou brezonek a bouez.

Ouz e glevout, n'en doa betek neuze nemet graet arnodennou. Moarvat, ne vo ket a-du gantañ lennerien e « C'horsedd-Digor » pe « C'heotenn ar Werc'hez », ha zoken e levriou digempennoc'h o stumm evel « Alanig al Louarn » pe « An ti Satanazet ».

Ret eo meiza, avat, en eur seurt anzav eur bromesa a skridou brezonek a vije bet kenedusoc'h c'hoaz, a vije bet lorc'h Breiz Nevez adkavet ganti he benveg-displega gwirion : ar brezoneg.

Lavaret hon eus bet en e amzer — « Gwalarn », niv. 110-111 — ar bri a zouge Jakez Riou da oberou hir-analet edo war-nes staga ganto, pa voe harpet gant ar c'hleñved ; anvomp, da skouer, « Pec'hed marvel Gregor Kogan » ha « Torfed e Keravel ». Pep hini anezo a oa da veza romantou a 200 pe 250 pajenn. Livet e vije bet en eil. — « Torfed e Keravel » — buhez ar vartoloded-vrezel e Brest, tra anavezet dispar gant ar skrivagner ; hag en hini all. — « Pec'hed marvel Gregor Kogan » — ar reuz bras a oa da c'hoarvezout a-hed ar stêr Aon, etre Kastellin, ar C'hastell-Nevez ha Pleiben, e-doug eur brezel da

zont. Eur romant fromus e oa da veza. N'eo ket poent avat lavarout hiroc'h war e zivout.

Diwezat eo maga keuz da oberou ha na vint ket skrivet, hiviziken. Diwezat hag aner o meuli ivez. Ar gwella o deus da ober keneiled ar skrivagner tremenet, eo dastum hag adaoza ar pisa ma c'hellont, gant o c'houstiañs hag o spered, ar c'hontadennou hir pe verr chomet war e lerc'h.

Setu perak e kinnigomp hizio da lennerien « Walarn » an daou bennadig-mañ savet gant Jakez Riou, ha chomet, ar gwasa 'zo evidomp, war ar stern. N'eo echu nag an eil nag an hini all. Evel m'emaint e plijint, evelato, hep mar ebet, hag ez eus anezo ar c'haera bleuniou a c'hellomp lakaat war e vez da bevare deiz-ha-bloaz e varo.

Eur c'helou mat hon eus a-hend-all da rei da vignoned Jakez Riou. Emañ o peurechui beza moulet e bez-c'hoari brudet kent beza anavezet, « Nominoe-oe ! » Dourn-ouz-dourn eo bet kaset al labour war-raok gant « Skrid-ha-Skeudenn » ha « S.A.V. » Pinvidikaet bras e vo adalek neuze al lennegez vrezonek gant ar seurt oberenn nevez.

YOUENN DREZEN.



# TAN WAR C'HORRE KEMENEZ

Eun ugent vloaz bennak abaoe ma rede mor etre Konk-Leon hag ar Garreg Du evit kas ha degas gedourien an tour-tan, biskoaz n'en doa ar C'herfriden kavet da enebi, kement hag an devez-se, ouz an amzer fall. Hag ouspenn, gant eur vorenn Kerzu o tiskenn, e nozas gwall abred, ha ret e oa d'ar moraer teurel ar brasa evez evit loveal dizroug etre ar sklosennou ha sklerijenn an taniou.

Setu ma ne c'hellas ket, daoust ma savas c'hoant d'ezañ, distrei diouz e hent war an distro, ha lakaat penn war enezenn Gemenez a save diwar he gorre en noz o tont, evel ruzelennou eun tan-gwall.

Ne c'houlennas ket digant e vab, gourvezet war eur fard kerdin e diaraog ar vag, petra ' dalveze an tan war c'horre an enezenn, rak ne ouie ket hiroc'h egetañ, na digant ar gedour a zegase da Gonk, rak ouz e welout alvaonet, e oa aes d'ar sturier gouzout ne oa hini anezo o-zri evit ober d'eur goulenn eur respont dereat.

Sellout a rejont an eil ouz egile, souezet, ha pa ne gomze den, hini ebet ne c'houlennas tra.

Kerfriden, evelato, a oa heskinet e spered ha, panevet an houlenn o stlakal ouz beg-araok ar vag hag ar vag o vont war he c'hant gant bountadennou avel er goueliou, e vije bet moredet e zourn war loc'h ar stur.

Goude ma voe aet a-ziwar weled enezenn Gemenez,

evel eul lestr, an tangwall enni, o c'houeledi er mor, ar gedour a lavaras :

— N'emañ ket enaouet gwall-bell 'zo an tangwall, rak ar mintin-mañ e oa sklaer an amzer, hag eus lein an tour-tan, dre hol luned, n'hon eus-ni merzet tra.

Ne ouie ket muioc'h an dud war-lerc'h ar c'homzouse.

Kerkent ha ma erruas ar vag e porz Konk, Kerfriden a gemennas d'e vab eoria anezi tost d'ar c'hal ha kemer al levneged, pesketaet e-tal an tour-tan, — eno e vez kavet al levneged ar saourusa, — evit o c'has d'ar gêr ; hag heñ a yeas war-eeun da di an archerien.

Eus an tornaod, an archerien a glaskas en aner gwelout tan du-hont er mor. Edo an noz o kloza hag aboan ma wele al lagad pelloc'hik eget tan-difiñv Kermorvan. Soñjal a rejont e oa eun tangwall.

Antronoz vintin e teuzas ar vorenn, hag enezenn Gemenez a darzas en dremmwel, izel ha noaz, evel eur pesk o neui war c'horre an dour. Na tan na mogedenn war he gorre. Kerfriden a soñjas neuze, evel m'o doa soñjet an archerien, e oa bet neizeur eun tangwall hag e oa bet devet spis ha raz ti an itron Foll.

Teuzet ar vorenn ha reiz ar mor.

Hogen war-dro kreisteiz, pesketaerien o tiskenn er porz evit mont da lakaat en dour kevell kranked, a welas eur vogedenn war c'horre Kemenez hag e-kreiz ar vogedenn flammouigou par da elfennou, a-bell.

Gwall nec'het en em gavas an archerien. Hep mar ebet, e oa c'hoarvezet darvoud e Kemenez, rak tan war c'horre an inizi, a zo evel ar banniel du war lein an touriou-tan, hag a ro da c'houzout eo c'hoarvezet eur gwall zarvoud bennak. Mestr an archerien, ar



wech kenta d'ezañ klevout ano eus seurt tra, ne ouie ket gwall vat petra ober, mont da Gemenez pe chom hep mont, pa voe gwelet eur vagig he goueliou digor o tont eus tu an enezenn.

Bag ar Foll an hini oa.

An itron Foll brudet en holl inizi, a veve gant eur mab nemetañ, e Kemenez, gant eun ugent beziner bennak, lakepoded ha forbaned deut di da labourat pell diouz archer ha barner.

JAKEZ RIOU.

## PEC'HED MARVEL GREGOR KOGAN

Ken fall e oa bet an amzer e-pad an hañv, ma oa bet aotreet d'an dud diwar ar maez medi, eosti ha dourna d'ar suliou ha d'ar goueliou-berz. Stoket ha pladet e oa bet an ed gant ar glao hag an avel, hag e meur a gêr, dre ma ne azve ket ar greun, e chome c'hoaz parkadou da drouc'ha. An ed medet ha dastumet hep beza eostet-mat a louede hag a vreine, greun ha kolo, er gwrac'hellou e-tal al leuriou. En aner e c'hortoze ar verourien eur barradig heol evit dourna.

Eur serr-noz, evelato, an oabl digoabrenn er c'huzheol a ziouganas amzer a zoare evit an deiz war-lerc'h. Ne oa ket diougan a amzer gaer, rak eur ruzelenn a riblennas an dremmwel a-us da Venez-Hom, goude aet an heol da guza. Diougan avel, avat.

Ar verourien a gasas eta ar vevelien d'ar c'hêriou tro-dro da bedi ar wazed dieub da zont da zourna an deiz war-lerc'h. Hogen gant ar pres ne veze ket kavet kalz a wazed dilabour ; holl e oant bet pedet pe da vedi pe da charreat pe da zourna. Tenn e vo eta al labour, an deiz war-lerc'h, er parkeier evel war al leuriou. Tomm e vo d'ar c'hezeg ha d'an dud.

An deiz war-lerc'h a oa gouel Varia Hanter-Eost. Beure mat e rede ar mederezed penn-da-benn ar parkeier hag e roc'he war al leuriou an dournerezed strapennet sizunveziou 'oa.

Gregor Kogan, graet gantañ e labour sul vintin evel



kustum : skrivella ar c'hezeg, leunia a foenn o restell, skuba ar gouzi diwar darou ar marchosi, a sellas gant souez ouz Saik ar Mokaer, e vestr, pa voe kemennet sternia ar c'hezeg goude o doura.

Gregor Kogan a nac'has chom da zourna da c'houel Varia Hanter-Eost.

E porz Pennavern, e tegouezas abred mevelien deut eus Kerunkun, eus Torr-ar-Menez, eus Lanurgad gant o c'hezeg hag o c'hirri.

Ar wazed a zouras o c'hezeg en neo-buñs.

Gregor Kogan a skarzas goude an neo hag a riñsas gant palv e zourn glaour al loened chomet stag ouz ar maen. Tenna ' reas diouz ar puñs eur c'helorniad dour fresk, hag e walc'has e gorf noaz betek e zargreiz.

— Gregor ! ...

Diouz al leur, Herve, mevel bras Lanurgad, eur mignon, a hope d'ezañ, hag a c'houlennas digantañ perak en em gempenne ken spis a-raok dont e-kreiz ar boultrenn hag ar pell da voueta an dournerez.

Gregor ne respontas ket.

Ar Mokaer, mestr bras Pennavern, teo ha ruz e benn ha re lart evit ober labour start, a yae hag a zeue dre al leur, eur c'horfad droug ennañ.

Mevel bras al Lanurgad a hopas : — Poent d'an dournerez mont en-dro. Piou a voueto ?

— C'houi, a lavaras d'ezañ ar Mokaer.

— N'eo ket d'in da voueta an dournerez, rak Gregor Kogan a zo mevel bras war leur Bennavern.

— C'houi a voueto, eme ar Mokaer.

Hag e chomas a-sav dirazañ ; ha gant eul luchadenn :

— Daoust ha koumanant bras hoc'h eus e Lanurgad ?

— N'eo ket re vras en holl, a respontas Herve. Perak, avat, e c'houlennit kement-se diganin ?

Ar Mokaer a vousc'hoarzas, hag en eur rei eur frapadenn d'ezañ war e skoaz :

— Hizio, emezañ, e vouetaot an dournerez, hag e viot ar mevel bras war al leur, e Pennavern.

Hogen, ar baotred a lavare etrezo : — « Gregor Kogan en deus nac'het labourat da c'houel Varia Hanter-Eost ! » Neuze Herve a gomprenas. Lavarout a reas d'ar Mokaer :

— N'em eus ket koumanant dreist e Lanurgad. Hogen adkoumanantet em eus evelato evit gouel-Mikael kenta.

Ar Mokaer a droas kein hag a hopas d'an tucher :

— Lerenn d'ar c'hezeg ken na zrasko an dournerez !

Kleier Landremel a dregerne o mouez a-us d'ar parkeier ha d'al leuriou dourna evit gervel d'an oferenn. En hentou, avat, e oa rouez ar gristenien. Eur gwaz hepken a oa o vont gant an hent bras war-du Landremel : Gregor Kogan, mevel bras Pennavern.

JAKEZ RIOU.

(20 gwengolo 1935).



## SKINGOMZEREZ

*Bep gwenervez d'abardaez hon eus skingomzerez breizek.*

*Breizek, a lavaran. Brezonek, a garfen da lavarout. Eun dra bennak eo koulskoude. Eun dra eo ha na vije bet roet d'imp biskoaz a-raok ar brezel.*

*Ma kav da zarn ac'hanomp ez eo c'hoaz re vras lod ar galleg e Roazon-Breiz, e kabl ar vrezonegerien eo marteze. Hor c'henvroad Abeozen a labour kalet, a labour par ma c'hell da astenn perz hor yez en abadennou. Tamall ebet d'ezañ. Meuleudi kentoc'h. D'imp holl da zont war e skoazell.*

*GWALARN hag ENSAVADUR BREIZ ne fell ket d'ezo chom kousket.*

*GWALARN a embann amañ ar c'henta skrid brezonek savet a-ratoz evit ar skingomz : « Donedigez Sant Brieg da Vreiz-Vihan ». Abeg a gavor er skridse moarvat. Eun derou eo, hag hep kaout c'hoant da c'hoari gant ar geriou, eun derou mat.*

*ENSAVADUR BREIZ en deus strollet c'hoarierien. En em voda a rejont e Brest d'ar 14-vet a Gerzu evit an dro genta. Klevet e vint dizale, spi hon eus, o tisplega « Dour ar C'halvar ».*

*Ha c'houi, petra a c'hellit ober ?*

*Strolla c'hoarierien ivez, kanerien, sonerien, displegerien, labourat sioul etrezoc'h, ha neuze kas kelou da lavarout ez oc'h prest.*

*Pe ma n'oc'h ket evit hen ober, digeri ho pinviouskingomz hag ho tiskouarn bep gwener, ha neuze skriva da renerien Roazon-Breiz da veuli, da abegout, ha dreist-holl da c'houlenn muioc'h a vrezoneg.*

*Prim-ha-prim, mar plij, lizerou, lizerou a-vil-vern da Roazon-Breiz da ziskouez anaoudegez-vat ha yout ar vrezonegerien.*

*R. H.*



# DONEDIGEZ SANT BRIEG DA VREIZ-VIHAN

gant Abeozen

*AN DISPLEGER. — Eun deiz a Vae e derou ar c'houec'hvet kantved, e skuilh an heol e dommder war aber ar Goued. Emañ ar mor o tont da c'holei an traezennou betek e penn pella ar bae. An tornaodou serz a zo gwisket a goadou bras, etrezo amañ hag ahont frankizennou geotek ma weler enno kezekenned o peuri gant o ebeulien. Krennarded a zo o tiwall al loened. Klevit daou anezo o kana.*

URWAZ. — Olole, olole, olole,
Urien a richan war ar menez
Evel eur voualc'h du e beg ar gwez.

URIEN. — Olole, olole, olole,
Urwaz a ziskan traoñ an ode
Evel eur gouelan pa sav arne.

URWAZ. — Sell 'ta, Urien, petra 'zo erru ahont gant al lano en aber ! Nag eur pikol bag du ! Me 'garfe gouzout peseurt tud 'zo en he bourz ! Gant ma n'eo ket eur vandenn eus morlaeron daonet an Hanternoz ! Kae d'ar red da Vaner Park an Dervenneg ma vo gwarded an Aotrou Riwall war evez.

URIEN. — Ya, mont a ran buan. Sell ! Steki he deus graet ar vag ouz an draezenn vras e tu dehou an aber ? 'glevez ket ? Gervel a reont. Aon o deus da veuzi, moarvat !

URWAZ. — Nann, kana eo a reont, selaou mat !

*AN DISPLEGER. — E bourz ar vag stoket, ar verdeidi a ziskenn al lien prim ha prim. E penn aros al lestr eun engroez tud, gwisket teñval, a zo bodet en-dro d'eun den koz. Kana a reont a-unvouez.*

Bennoz da Zoue, Tad an holl boblou,
En deus hor bleniet war ar moriou,

Hon degaset eus Enez Preden
En eur vro poblet gant tud hor Gouenn.

Peoc'h war ar mor, peoc'h war an douar
Da neb 'azeul Doue en e c'hloar !

En ano ho Mab, Tad a druez
Skuilhit ho pennoz war Vreiz Nevez !

Ra zeuio da veza kristenien
Kement a vag he douar a vibien !

*AN DISPLEGER. — Taolet o deus ar verdeidi eun doare pont skañv etre ar vag hag an aod, ha setu ma tiskenn an dud gwisket-teñval eus bourz al lestr, ar c'hoziad atao en o fenn. Eur groazig arc'hant a sked en e zourn dehou, hag en e zourn kleiz ez eus eur c'hloc'hig arem a glever o tintal sklintin dre ma kerz gant ar wenodenn a-hed an aber. Ar wazed a zeu d'e heul a zo touzet o fennou ha gwisket int holl gant krec'hin gevr damruz. Ar verdeidi e bourz al lestr o deus dibradet ar wern eus he lec'h ha staga a reont pep tra er vag a-raok dont kuit. Diskenn a reont bremañ d'o zro, ganto war o choug pakadennou pounner, hag e kerzont da heul ar venec'h hag o abad. Eur riboulig a gammigell etre ar stêr kresket gant al lano ha pantennou serz an draonienn. Bep an amzer e chom ar c'hoziad a-sav da sellout piz ouz*



*ar stankennou strisoc'h a zeu da zibouka en hini vras, hag e kerz adarre war-raok en eur bedi. Tommbero eo an heol en oabl digoumoul. Kreisteiz eo anezi. Setu ma tegouez hon tud dirak eun doare penn-tir serz a rann an draonienn vras e diou. Ar stêr a zeu eus an tu dehou hag e sko ar c'hoziad etrezek ar stankenn gleiz. Sevel a ra gorrek gant ar sav ma tiruilh er geot founnus anezañ eur wazig dour hiboudus hag e tegouez dirak eur feunteun voull, goudoret gant eur bodad gwez bezo, o deliou krenus.*

BRIEG. — Trugarekaomp Doue, va breudeur, da veza lakaet war hon hent ar feunteun-mañ, he douriou ken sklaer. Amañ e c'hellimp diskuiza en disheol betek ma stago lagad an deiz da ziskenn a-dreñv pantennou ar c'huz-heol.

GWENNAEL. — Hon Tad Brieg, bennoz Doue d'eoc'h. Eun tamm ehan hag eun tamm krampouez ne raint ket a zroug d'hor c'halonou paour. Me oa diaes-tre va hini war ar mor storlokus-se.

BRIEG. — Echu eo bremañ hor beaj, va breudeur. Kavout a raimp dre amañ, gant gras Doue, eul lec'h dereat da sevel eun iliz hag e vo bodet hol lochennou en-dro d'ezi evel an deñved en-dro d'ar pastor mat. Tostait 'ta Enori ha Sulio da gemer ho krampouezenn.

ENORI. — Bennoz Doue d'eoch, va zad ! Gant ma ne vo ket er strouezeg tro-war-dro re a loened gouez. Sellit 'ta ahont war lez ar faouenneg eun torkad kirvi o sellout ouzimp. E-lec'h ma'z eus kirvi ez eus bleizi.

BRIEG. — Eur bedenn da Zoue o fellaio.

SULIO. — N'ouzon dare ha ne ve ket dre amañ gwasoc'h eget bleizi. Ne glevit-hu ket chas o harzal

e penn uhela ar stankenn ? Chaseourien a dle diskenn war-du ennomp. Piou 'oar peseurt tud a zo anezo ? Gant ma vezint kristenien, pe da vihana Breiziz.

BRIEG. — Na dit ket d'en em chala, va breur Sulio. Tud eus hor Gouenn ez int moarvat ha dont a raimp a-benn da zisplega d'ezo piou omp ha petra 'fell d'eomp.

*AN DISPLEGER. — Klevet ganto c'houez ar chas eo tec'het trumm ar c'hirvi er strouez. Er frankizenn e tilamm marc'hegerien daou c'hoaf en o dourn dehou, en o raok eur bagad chas gwenn, o diskouarn ruz, o harzal d'an ermaezidi, dizoñjet-krenn ganto ar c'hirvi. Unan eus ar varc'hegerien a c'houlenn :*

HARSKOED. — Piou oc'h-c'houi ha petra 'rit-hu dre amañ ?

BRIEG. — Deut omp amañ eus Enez-Preden da glask eul lec'h sioul ha dereat evidomp, menec'h ar gwir Doue.

HARSKOED. — Ar gwir Doue ! Piou 'oar ha n'oc'h ket kentoc'h morlaeron ? Re stank en amzer-mañ ar bleizi kuzet dindan krec'hin deñved. Daoust ha n'eus ket armou dindan ho saeou ruz ?

BRIEG. — N'hon eus arm ebet nemet hor pedennou da Zoue. Kasit ac'hanomp, va breur, betek perc'henn an douarou-mañ ma c'houlennimp digantañ hon degemerout er vro.

HARSKOED. — Evel just ez an da rei kelou d'an Aotrou Riwall, va mestr. Ho tegemerout avat n'ouzon ket hag e raio. Ne blij ket kalz d'ezañ an dud a vaezbro.



*AN DISPLEGER. — Hag ar varc'hegerien kuit d'an daoulamm, ar chas ouz o heul. Chom a ra ar sant evel beuzet en e soñjou. Ar venec'h en-dro d'ezañ, diaes o fenn, a sell ouz an tu m'eo steuziet ar chaseourien. Klevout a reer bremañ er pellder harzadennou stankoc'h-stank ha trompilhou o seni. Evit doare emañ ar warded war evez e maner Park an Dervenneg, ha dizale e klever o tasseni trouz eur bagad tud war varc'h o tiskenn gant diribin ar c'hoad. Dont a ra harzadennou ar chas da veza kreñvoc'h-kreñv hag e teu war wel en hevelep lec'h m'eo chokmet bremaik en o sav ar chaseourien, eur strollad tud tokarnou begek war o fenn hag en o daouarn gwaregou prest da saezata an ermaezidi.*

BRIEG. — Pedomp, va breudeur. Ra sello an Aotrou gant truez ouz hon eneou mar deo e volontez e varvfemp amañ.

KADOUR. — Bolontez an Aotrou Riwall, mestr ar vro-mañ, eo e skarzfec'h dillo ar frankizenn-mañ eus ho krec'hin ruz. Arabat da zen dont da anneza war an douarou-mañ hep e aotre, pe e vezo toullgofet evel eun tourc'h gouez. Petra 'zo a nevez, Harskoed, ma teredez ken dialanet ?

HARSKOED. — Kadour, na da ket da skei. Eur c'hleñved trumm a zo kouezet war an Aotrou Riwall. Spontus ar boan en deus. Gant aon na ve e gleñved eur c'hastiz kaset gant Doue, dre m'en deus re vuan kemennet kas kuit an dud-mañ, e c'houlenn diganto dont hep aon betek e vaner ma welo gwelloc'h piou int. Fellout a ra d'ezañ toulla kaoz gant o fennrener.

BRIEG. — Prest omp da vont dioustu betek an

Aotrou Riwall hag e c'houlennomp digant Doue e zizamma dioustu eus e boaniou.

*AN DISPLEGER. — Kerzout a ra ar venec'h gant ar wenodenn da heul an dud armet. Sammet o deus adarre ar servijerien o fakadou hag e sko an holl etrezek ar Maner. Sklaeroc'h-sklaera e teu ar c'hoad da veza. N'eus ken a strouez etre kefiou ar gwez hag e tigor dizale eun doare bali ledan a-walc'h evit kirri. Er penn all e weler bremañ eur maner izel, savet gant kefiou prenn. En-dro d'ar maner ez eus eun douflez ledan, leun a zour hag a-dreñv an douflez eun difenn, anezañ eur renkad postou begek. Dont a ra ar warded tre dre eur pont lem-laka hag ar venec'h d'o heul a zeu er porz. An dougerien sammou a ziskenn o fakadennou gant eun huanadenn laouen. En ti avat e klever huanadennou all doaniustre. Dont a ra Brieg betek toull an nor hag e wel eun den gourvezet en damc'houlou war eur gwelead krec'hin lern. Ar c'hlañvour a sell eeun outañ en eur glask derc'hel war e glemmou.*

BRIEG. — Demat ha joa tud an ti-mañ.

RIWALL. — Lec'h n'eus ket a yec'hed n'eus ket a joa kennebeut. Piou oc'h-c'houi, den koz, hag a beban e teuit ?

BRIEG. -- Va ano 'zo Brieg, mab Timgad. Eur manac'h oun e servij ar gwir Zoue, ha deut oun da Vreiz-Vihan gant va breudeur da gennerza er feiz va c'henvroiz aet kuit eus Enez Preden.

RIWALL. — Te 'zo neuze kenderv kompez d'in. Setu perak e kave d'in ivez n'oa ket dianav da zremm d'am daoulagad ha da yez a zo va hini. Klañv oun evel a welez. Daoust hag eun dra bennak a c'hellfes



ober d'am farea. Selaouet out a dra sur gant an Aotrou Doue hag ouspenn, bras e tle beza da ouiziegez.

BRIEG. — Gant gras Doue e c'hellin marteze gwellaat da stad, va breur ker. Enori, degas d'in eur picherad eus an-dour tennet ganit eus ar feunteun c'hlan ahont er stankenn.

ENORI. — Dalit, va zad, setu an dour.

*AN DISPLEGER. — Brieg a ra sin ar groaz war an dour en eur bedi.*

BRIEG. — Doue Holl-c'halloudek, Te a ro hag a denn ar yec'hed digant mab-den hervez da c'hoant ha da soñj warnañ. Teurvez sellout gant truez ouz va breur Riwall sammet gant ar c'hleñved. Mar deo en abeg d'e bec'hed ec'h eus graet kement-se, gouzout a rez kenkoulz all ez eo bremañ e galon leun a geuz.

*AN DISPLEGER. — Riwal a ev an dour en eur zifronka. Staga a ra da huanadi doanius da genta ha dizale evel gant levenez.*

RIWALL. — Truez, va Doue, evit eur paour kaez pec'her leun a geuz. Na skañv e teu va izili da veza en eun taol. Dizammet-krenn oun ! Daoust hag ar pare e ve. Doue benniget ! Trugarez d'eoc'h evit ho madelez !

BRIEG. — Ya, trugarez d'eoc'h, va Doue, da veza teurvezet selaou pedenn wan ho servijer evit ho prasa gloar.

RIWALL. — Brieg, va c'henderv karet, dre anaoudegez evit an Doue am pareas ken trumm ha m'am c'hastizas, fellout a ra d'in rei d'it douar da sevel warnañ eur manati hag eun iliz.

BRIEG. — Hag e resevin. Riwall, a galon laouen evit Doue, kement a blijo d'it rei d'in.

RIWALL. — Herve, va barz karet, kemer eun diell barch ha skriv warni e lizerennou naet ha spis ar pez emaoun o vont da lavarout d'it : « A-berz Riwall, aotrou war an douarou staget ouz Maner Park an Dervenneg, ar Staol Goz ha Lez Hillion, eo roet e donezon da Vrieg, mab Timgad, ar rannvro stag ouz Maner Park an Dervenneg. Me, Riwall, a zalc'ho evidoun va-unan ha va bugale, an douarou stag ouz ar Staol Goz ha Lez Hillion ma'z in da chom warno keit ha ma vevin. An donezon-mañ a zo graet da viken ha den, na bugel na kar d'in, n'en deus ar gwir da glask adkemer ar pez am eus da Zoue roet a galon vat. »

*AN DISPLEGER. — Riwall a zo bremañ en e sav. Briata a ra e genderv hag e-keit ha m'emañ ar servijerien o stalia an daol evit koan e sav er maner eur c'hantig a drugarez.*

An holl a gan : Trugarez d'it Doue Galloudus :
Sevenet eo da venoziou kuz.

Kaset gant avel da Ragevez,
Omp bet diwallet gant da druez.

Pellaet 'c'h eus diouzimp ar pec'hed,
Daskoret da Riwall ar yec'hed.

Warc'hoaz e stagimp gant al labour
A gasimp da vat gant da sikour

Ha war leton park an Dervenneg
E tinto kloc'h manati Brieg.

ABEOZEN.



# *RIMADELLOU BUGALE VREIZ-IZEL*

gant KERLANN

Perak e ra meur a hini c'hoaz fae war hor rimadellou brezonek ? Eur beleg eus an emzao, a-du gant ar yez, a lavare d'in e oa mibiliez ha koll amzer dastum evel ma raen, geriouigou ar vugale. N'oun ket ali gantañ. Ar geriou, ar rimadellou-se a zo merket-doun e spered eun den, o tegas d'ezañ da goun amzer e vugeliez. Penaos ne dridfe ket outo pa o c'hlev war muzellou bugale all o c'hoari ? Ya, fromus eo emellout e buhez-spered ar vugale, fromus klevout pe adklevout ar geriou-se desket a-vihanik, tremenet a c'henou da c'henou, a rumm da rumm. Nann, n'eo ket diboellegez ez eo o dastum, o studia. Poent bras zoken eo hen ober, evel m'eo bet graet en Alamagn, e Bro-Saoz, e Bro-Suis, er Stadou-Unanet, hag e meur a vro all c'hoaz.

A dra sur, n'eo ket eun dra aes atao kaout bugale prest da zigeri d'eoc'h o c'halon ha da gonta d'eun « den bras » ar pez a blij *d'ezo* dibuna, pe kana, pe c'hoari. Ar gwella tra da ober eo staga hoc'h-unan da zibuna lod eus ar rimadellou a anavezit. Neuze e vezo heligenta etrezo evit diskulia d'eoc'h reou nevez, diglevet evit c'hoaz.

Abaoe ma 'z oun mestr-skol am eus-me dastumet war-dro daou c'hant a rimadellou pe rimadellouigou (e bro Wezeg, e Kerne, e vez lavaret : regennou).

Peuz difraost e chom an dachennad. Piou am skoazello, a gaso d'in rimadellou e gornad ? Setu amañ evit « neb a garo » eun doare d'o renka.

I. Rimadellou lakaat *e-barz*, pe *er-maez*. Ar vugale a ra an dro, unan anezo a ziskouez pep bugel gant e viz, o tibuna ar rimadell. An hini a zegouez gantañ ar silabenn diweza a zo lakaet e-maez ar c'hoari.

*a*) geriou a-stlabez, hep ster, hervez. Skouer :
« *Ai don denno, sivi divi denno...* »

*b*) diwar-benn den pe zen :
« *Jañ-Mar Merer Kersant-Jili*
« *Trouc'her moc'h gant e gontilli* ».

*k*) diwar-benn ar relijion, ar pedennou :
« *Pater noster, ki chiboud,*
*Kas an azen en e roud...* »

*d*) da c'hourc'hemenn da unan mont kuit :
« *Kerz d'ar gêr da gaout da vamm*
*Pikouz kamm !* »

*e*) gant niverennou e-barz :
« *Unan, daou ha tri*
*Stlapet eo Visant ouz al leur-di* ».

*f*) gant anoiou loened :
« *Me 'm eus gwelet e Pont-Paol*
*Daou gi du o planta kaol...* »

*g*) diwar-benn traouigou a bep seurt.

II. *Rimadellou hud*

*a*) evit al loened (d'o doñvaat, h. all...)
« *Blej, blej, tennit ho kerniou hir er-maez...* »



*b*) d'ar vugale da gousket
« *Do-do, toutouig...* »

*k*) diwar-benn traouigou a vezer oc'h ober.

*d*) diwar-benn a bep seurt pareañs-hud :
« *Dant du dant gwenn*
*Bannet dreist va fenn !* »

*e*) rei eun dra :
« *Bizig bihan, bizig bras...* »

III. *Rimadellou c'hoariou bugale :*

*a*) c'hoari gant ar volotenn,

*b*) c'hoari lammat gant ar gorden,

*k*) c'hoariou a bep seurt (C'hoari Bernardig, hag all...)

IV. *Rimadellou ober goap :*
« *C'hoarzin, gouela,*
*Lost ar gazeg o tivera !* »

V. *Gagouilherez :*
« *Kloc'h bras Brasparz ha tour bihan Pleiben.* »,
« *maenuz falz, falzuzeost...* »

VI. *Youc'hadennou loened :*
« *Ko to go to gog*
*Lak va fri er pod !* »

« *Sant Per, digor d'in,..*
*Biken mui ne bec'hin*
*Na ne rin, na ne rin !* »

Koz-koz eo al lodenn vrasa eus ar rimadellou. Piou a zo bet ouz o sevel ? Darn a lavar eo ar gerent, da

ziduelli ar re vihan, darn all a lavar eo ar vugale o-unan. D'am soñj emañ ar gwir gant an daou rumm. Ma'z eus rimadellou eus an amzer gwechall, e c'hellomp lavarout ez eus ivez rimadellou nevez, krouet hogos ken alies ha bemdez, hag e vezo, keit ha ma vleunio hor yez war diouweuz tud hor bro.

KERLANN
5 Du 1940



# DAFYDD AP GWILYM

gant Yann Mestreizok

En niverennou da zont e vo kavet eur skouer bennak eus barzonegou Dafydd ap Gwilym, barz brudeta Bro-Gembre e-kreiz ar Grennamzer (XIV-vet kantved).

D'ar mare-se e oa bet aloubet ar vro, ha mestroniet gant an Normaned. Hag ar varzed, chomet mut e-pad eur pennadig, en em lakae adarre da gana. Dafydd a zo an hini brasa anezo.

Ganet e voe war-dro 1340 e-kichen Lanbadarn, tost da Aberstouez bremañ. Ez yaouank e kollas e gerent hag e voe savet gant eun eontr d'ezañ, ha goude maro hennez, gant e dad-paeron, Ivor Hael, eun den eus an noblañs ivez. Abred e c'houezas warnañ Awen ar varzed, hag ez eas da gantreal dre ar vro, o kana kement tra gaer a zo er bed, ar maeziou leun a zudi kenkoulz hag ar plac'hed koant. Mont a rae a vaner da vaner, hervez an dud a blije ganto e zegemerout hag e harpa. Barzonegou e-leiz, anvet kewezou, en deus savet evel-se, diwar-benn an hañv, ar goañv, miz Mae, ar gurun, al louarn, ar goukoug, ar voualc'h, salud an hañv da vro Vorganog, hag all.

Setu doare ar peziou-se :

Ar barz a gomz ouz ar voualc'h, da skouer, pe ouz ar gouelan, ouz an avel... ; gant komzou flour ha kempennet mat-kenañ e karg anezo da vont davet e

hini garet ha da gas d'ezi e gannadur a garantez : taolennou berr ha resis, hanter-kant linenn, kant linenn a-wechou, eun tammig re ijinet hervez hor blaz-ni ; n'eus forz, komzou dudius-meurbet a zo bet c'houezet ouz Dafydd gant ar plac'hed koant en deus karet ; ha bet int e gwirionez merc'hed beo, kig hag eskern, pe hepken skeudennou ha teuziou ijinet gant e faltazi, n'oun ket evit hen lavarout. « Teodou an dud 'zo milliget », ha brudet eo Dafydd dre e amourousted a bep seurt, evit Dyddgu, ar plac'hig koant penn du, hag evit Morfudd, melen-aour he bleo, an hini en deus karet ar muia.

Setu da skouer istor Morfudd, evel ma vez kontet a rumm da rumm :

Kaera plac'h ar c'hanton e oa Morfudd, ha Dafydd, paotr yaouank a zoare evel ma oa, gant e vleo melen-aour rodellek hag e gomzou flour, a blije kalz d'ezi. Euredet e voe an daou hervez giziou ar Varzed, rak Dafydd, leun a zoujañs outo, a falvezas d'ezañ ma vije graet an traou evel-se. Eun tamm goaperez a oa ennañ marteze ; n'ouzon doare. Forz penaos, graet e voe lidou an eured e doun eur c'hoadig teñval, gant eur re bennak eus e vignoned.

Kerent Morfudd, siouaz, ne blijas ket d'ezo tamm ebet. Tud a c'hiz koz e oant, ma oa eun druez. Eur pried hervez ar c'hiz a rankent da gaout evit o merc'h. Eun all a voe kavet ganto, eur paotr divalo, ha kamm, ha sot, diouz ma kont Dafydd e-unan, oc'h ober anezañ « *Eiddig* », da lavarout eo « ar Jalouz », pe c'hoaz « *Bwa Bach* », « Gwareg Vihan », o veza ma oa kroumm, pe c'hoaz o veza ma ranke kaout, evit tenna e wareg, eur benveg kempennet a-ratoz evitañ.

Ret e voe da Vorfudd senti. Graet an eured, n'eo



ket er c'hoadig teñval, e-kreiz ar vourc'h eo avat, ha Dafydd a rankas pellaat. Petra a reas eta neuze, nemet mont e-unan diouz e du ha sevel kewezou e-leiz da gana e c'hlac'har, da flemma ar gwaz nevez milliget ha da veuli e hini garet.

A-benn ar fin e kavas hir an amzer. Mont a reas neuze da gaout e dad-paeron ker, Ivor Hael, ha Nesta e wreg. Diskleria a reas d'ezo pebez dizenor a oa bet graet d'ar Varzed o terri e zimezi hag o tis-partia evel-se priedou barzel. N'ouzon ket avat dre behini e voe kempennet an traou. Diazezet e voe penaos e ranke Morfudd, daouhanteret etre he fried hag he barz, rei da hemañ eun tamm digoll, o vont adarre gantañ, e-pad eur mizvez penn-da-benn, e doun ar c'hoadig teñval. Eun amzer a levenez e voe, a c'hellit kredi, a dalvezas d'imp eun eostad nevez a gewezou. Petra a c'hoarvezas goude se ? N'eus den evit hen lavarout.

Me a gav d'in koulskoude, daoust d'imp da veza kriz e-keñver ar barz, e c'hellomp beza laouen eus e barzou a garantez. Rak o konta an holl gewezou en deus savet en abeg da Vorfudd, ar re glemvanus, ar re flemmus, ar c'hanou drant a garantez, ez eus en holl seiz ha seiz-ugent, hervez m'hen lavar d'imp heñ e-unan.

●

Skrivet eo barzonegou Dafydd, ar c'hewezou, e gwerzennou seiz silabenn. Klota a reont daou-ha-daou. Pa gouez ar pouez-mouez war silabenn diweza eur werzenn, e kouezo war ar silabenn a-raok er werzenn goude.

Bez' ez eus ouspenn kalz klotennou-diabarz ha

klotennou-kensonennou. Diaes-kenañ eo reolennou ar varzoniez-se, anvet kenganez. Diskleriet int bet en eun doare mat ha sklaer gant Roparz Hemon (Gwalarn, niverenn 128-129, p. 54). N'em eus ket ezomm eta o diskleria dre ar munud.

Eun torr-penn eo e gwirionez eur varzoniez ken diaes, ma'z eo ret d'ar barz implij meur a « ibil » da lakaat e werzennou da zont en-dro. C'hoari a ra Dafydd e-kreiz an harzou-se evel eur pesk en dour. Beo ha lugernus eo e frazennou. E skeudennou a zo leun a liou hag a zudi, ma santomp er c'hewezou-se freskter ar c'hoadou glas, levenez skedus ar maeziou. Bez' ez int skridou diaes-kenañ da drei en eur yez all.

●

Ne ouzer ket mat penaos e veze distaget pe ganet ar c'hewezou-se. Eun telennour a zoare e oa Dafydd ap Gwilym. Anavezet eo c'hoaz hizio eun ton anvet « Dudi Dafydd ap Gwilym », brudet e Bro-Gembre. Eun ton evit dañsal eo kentoc'h, evit doare. Eun all a zo ivez, « *Symlen Pen Bys* » pe « Inosant Penn ar Biz », hag a blije kalz d'ar barz, diouz ma leverer. Ne vez ket kanet kennebeut gant komzou Dafydd.

En triouec'hvet kantved, da amzer Goronwy Owen hag e vignoned, ez eo bet kanet meur a gewez, re Zafydd hag all, hervez doare-kana ar Pennillion. Hogen en amzer ar barz e-unan, penaos e veze an traou ?

Da gredi eo e veze kanet ar c'hewezou, ha kanet gant an delenn. War be don ha penaos, ne c'hellomp ket hen gouzout e gwirionez.

YANN MESTREIZOK.



# KENSKOAZELL

gant an Dr. L. Dujardin

Bloaveziou 'zo e lavaran d'am mignoned : kenañ a dud a zo o poania war ar brezoneg. Ret e vije gouzout piou int ha war peseurt oberou int troet. Rak kavout a ra d'in, goude tost da zaou-ugent vloaz war an dachenn, n'eo ket gouest eun den e-unan, daoust pegen skiantek eo, dont a-benn da sevel eun ober talvoudek-kenañ. Gant skoazell e vije talvoudusoc'h.

Ha setu eun dra vat graet gant Kerlann o tiskleria ez eo krog gant adembann « *Barzaz Breiz* ».

Gwelloc'h e rafe c'hoaz o tisplega an diverra eus e c'hoant ober. Pep hini ac'hanomp a oufe war pe du dont war e sikour ha lavarout d'ezañ e pelec'h e kavfe skoazell. Setu eta an daou dra genta da c'houzout : ar vicherourien, o labour.

Da drede, micherourien o chom er memes kêr a savfe kenetrezo roll ar binviajou, da lavarout eo, roll an dournskridou ha levriou brezonek ha war ar brezoneg a zo e lenndi o c'hêr. Bretoned Paris a savfe kemend-all evit lenndiou Paris. Ar re zesketa a savfe eur roll all evit ar broiou estren. Nag a dud a chomfe sebezet ! Binviajou 'zo a-vilierou ha n'int ket anavezet. Pep hini a oufe evel-se e pelec'h kaout danvez da gas e bal war-raok.

Ouspenn se e vije desket d'ar vicherourien war ar

brezoneg, d'ar re yaouank da nebeuta, e pelec'h kavout diellou ar gumun, ar barrez, an notered, h.a. ha peseurt implij ober ganto dre sevel follennou distag (fichennou) hag o renka.

Al labour-mañ, sevel ha renka ar follennou, a vo aesaet ma vez graet hervez Renkadur an Testennou Ensavadur Breiz.

Eun den aketus a lakaio tri, pevar bloaz pe ouspenn da denna eus paperiou koz e barrez ar binvidigez a zo enno.

Da c'hedal ma vo renket ar rollou, mat e vije kaout en ARVOR, ma vez gellet dont a-benn d'e sevel, « *Korn ar Furcher* » gant goulennou ha respontou.

Ha diwar an holl zastumadou e vije renevezet ha kresket « *Chrestomatie* » J. Loth, pe welloc'h, savet eun Istor Lennegez Vreiz hag a zo ezomm bras anezañ, unan e doare an « *Doumic* » evit ar galleg. An tañva eus eur seurt levr a gaver e « *La Langue Bretonne* » gant Guieyesse.

L. DUJARDIN

Notenn. — Bep sizun e kavor war ar gazetenn ARVOR korn « *Ar Furcher Brezonek* ».



# KONNLA BLEO MELEN HAG AR GORRIGANEZ

Danevell goz a Iwerzon
lakaet e brezoneg gant Roparz Hemon

Konnla Bleo Melen a oa mab Konn ar C'hant Kad. Eun devez ma edo gant e dad war grec'hienn roueel Usna, e welas nepell dioutañ eur plac'h kenedusmeurbet, gwisket-iskis. Tostaat a reas-hi ouz al lec'h ma edo. Pa voe deut tost, e komzas-heñ outi, o c'houlenn piou oa hag a belec'h oa o tont.

« Dont a ran eus Bro ar Re Veo, » eme ar plac'h, « eur vro n'eus enni na maro na kozni na diroll. Korriganezed a vez graet ac'hanomp gant tud an douar. Chom a reomp e krec'hiennou bras, glasvezek, bourrus. Hon amzer a gasomp o festa hag o c'hoari. N'eus etrezomp na breud na dael ».

Sebezet-mik e vanas ar roue hag e wazed. Rak evito da glevout kement-se, n'oa nemet Konnla a wele ar plac'h.

« Gant piou emaout o komz, va mab ? » eme ar roue.

Hogen ar plac'h a respontas evit ar paotr yaouank :

« Emañ Konnla o komz gant eur plac'h yaouank koant uhelwad, unan ha na varvo biken, ha na gosaio biken. Karout a ran Konnla e Vleo Melen, ha deut oun d'e gas ganin da Vag-Mell, kompezenn an dudi peurbadus. En deiz ma teuio ganin, e vezo graet roue.

Ren a raio da virviken e Bro ar Gorriganed, n'eus enni na keuz na glac'har. Deus ganin, Konnla da zivoc'h livrin, da c'houzoug moan, da vleo alaouret ! Deus ganin, Konnla garet, ha mirout a ri da gened ha meurdez da neuz hep roufennou ar gozni ! »

Konn ar C'hant Kad, strafuilhet-bras, a c'halvas neuze e zrouiz Koran da sevel e c'halloud a-enep hud ar gorriganez.

« A Goran da vreou kevrinus, da garmadennou galloudek, sed amañ eun dael seurt na welis biskoaz aba voen lakaet da roue e Tamain, eun dael gant eur plac'h diwelus, ha hi o loava va mab da vro ar Gorriganed gant he strobinellou fall. N'eo ket va gwidre evit he gwidre. Ouz he galloud n'hellan ket herzel. Ma ne roez ket da skoazell, Koran, lamet e vo va mab diouzin dre ardou ha dre lorberez eur voudig eus ar meneziou ».

Neuze e teuas Koran an drouiz war-raok, hag heñ ha kana a-enep mouez an itron. Ha brasoc'h e voe e c'halloud eget he hini, ken na voe ret d'ezi mont kuit.

En eur vont kuit e stlapas eun aval da Gonnla, hag ez eas diwar e wel. Nag ar roue nag e dud ne glevjont mui e vouez.

Ar roue hag e vab a zistroas d'o falez gant o ambrougerien. A-hed eur miz e chomas Konnla hep tañva boued na died, nemet an aval. Ha d'ezañ debri eun tamm anezañ bemdez, morse ne zigreske, hogen menel a rae klok ha divoulc'h en diwez koulz hag en derou. A zo muioc'h, pa ginniged d'ezañ tra all da zebri pe da eva, e nac'he. Rak e-keit ha ma oa gantañ an aval, ne brize boued all ebet. Hag e teuas da veza enkrezet ha glac'haret, o soñjal er plac'h kenedus.



E diwez ar miz, edo Konnla gant e dad e-touez an uhelidi, pa welas an hevelep plac'h o tont eus ar C'hornog davetañ. Pa voe deut tost, e lavaras-hi :

« Brud bras en deus Konnla e gwir e-mesk an dud varvel, berrvuhezek, reuzeudik, o c'hortoz taol spontus ar maro ! Ha padal, tud bepred yaouank Mag-Mell, n'o devez na maro na kozni, ouz da welout a zeiz da zeiz gant da geneiled e bodadegou da vro, az kar gant karantez divent. Da lakaat a raint da roue warno mar fell d'it dont ganin ».

Ar roue, pa glevas komzou an itron, a c'hourc'hemennas d'e dud gervel an drouiz adarre.

« Degasit d'in va drouiz Koran », emezañ, « rak hizio, war a welan, ar voudig a zo bet adkavet galloud ar vouez ganti ».

Ma lavaras an itron :

« Konn gadarn, Konn ar C'hant Kad, da nebeut a enor eo kouezet feiz an drouized e-mesk tud nerzus neuziet-kaer niverus ar vro-mañ. Pa vo adsavet al Lezenn reiz, e vo serret muzellou an diaouled du diroll. Ha drouized hennez ne vint mui evit kas da benn o achantouriez **fallakr** ».

Ar roue a daolas pled penaos, pa veze ar plac'h eno, ne ranne e vab grik ouz den, daoust ma komzed outañ meur a wech.

Pa davas ar plac'h eta, e lavaras Konn d'e vab :

« Konnla, ha fromet out bet gant komzou hounnez ? »

« Gwall nec'het oun, va zad, » eme Gonnla, « rak evidoun da garout va zud dreist da bep tra, glac'haret-holl emaoun en abeg d'an itron ».

Hag an itron da gana neuze :

« Tir ar yaouankiz, tir an diskuiz,
Hep anken nag enkrez na keuz,
Ahont er C'hornog alaouret,
War ribl diamen ar mor glas.

En eur vag strink lugernus,
Diwel da zaoulagad an den,
E tizimp an enezenn-hont,
Kent ma vezo deut an noz ».

Pa echuas ar plac'h, Konnla a yeas a-daol-trumm diouz kichen e dad, ha lammat a reas e-barz ar vag strink a oa ganti. Gwelet e voent o-daou, ar paotr hag ar plac'h, o pellaat war ar mor lintrus etrezek ar C'hornog. Ar roue hag e dud a selle, ankeniet. Mont a reas ar vag dreist d'an dremmwel. Ne oar nikun da belec'h eo aet. Biskoaz ne zistroas Konnla da vro e gavell.

Notenn. — A-zivout an danevell-mañ, lenn ar gontadenn « Kondle ar Flamm », gant Abeozen, e niverenn 9 *Gwalarn*.



# ANOIOU LEC'HIOU HA TUD

gant Meven Mordiern

*(eil ha diweza pennad)*

Bet em eus digant ar Mestr-skol yaouank eur respont d'ar Beuz koz, d'an « Houc'h ». Teurel a ra warnoun kalz a draou c'hoarzus n'em eus na lavaret na meizet zoken. C'hoant am befe da adsevel an anoiou-lec'hiou diwar an hen-geltieg dre Europa a-bez, adalek ar mor Bras betek ar mor Du ha kreiz Azia Vihana. Va menoz a vefe ivez brezonekaat holl anoiou lec'hiou ha tud Bro-C'hall ha Breiz-Veur, ha kaeroc'h 'zo : holl anoiou lec'hiou ha tud ar Bed. Techet e vefen da anavezout ar mac'homerez evel ar Gwir (1). H.a.

(1) Ne ran ket. Anavezout an dud evel m'emaint, evel ma vezont e gwirionez, setu pez a ran. N'o gortozan ket da wellaat, evel ma ra huñvreerien ha loaraourien hon amzer. Ne gredan tamm ebet en eur Gemmadenn Veur war well e gwall-anien an Denelez hag er baradoziou da zont a vo da heul. Dibikouzet eo bet va daoulagad gant hanterkant vloaveziad lennadennou istorek. Tremen da ober fall a ran gwelout (ha lakaat da welout) an dud disheñvel diouz ma vezont e gwirionez, kaeroc'h, gwelloc'h ha lealoc'h. Rak kement-se eo kousket (ha lakaat an dud hegredik da gousket) e-harz eul Loen fero. P'en devo ar Mestr-skol yaouank kavet an tu da gemma en holl d'an holl anien an dud, da barea da vat an anien-se diouz he breskentez ha diouz he zech d'ar falloni, neuze e tegemerin e gredenn e Ren ar Gwir hag al Lealded war ar Bed da virviken. Da c'hortoz al Louzou-parea burzudus, setu lavar ar Skiant-prenet, *prenet gwall-ger gant*

Aezetaet kalz e vez an tabut hag ar glabous pa laker evel-se ar beg enep da benn dall a zen divarrek da zibab e hent ha da dec'hel diouz ar wenodenn-mañ-gwenodenn kement gwech ha ma vez mat hen ober. Ne dalv ket ar boan respont d'an traou-se nag e berr na dre ar munud. Kement-mañ a livirin hepken. Eur resisadenn n'eo ken, eur ger a ziwall evit an dud a vefe re a-du gant an nevezkeltiekaat.

Ret eo teurel pled n'eus bet keal ganen (em pennad *Dael*, p. 14) nemet eus anoiou-lec'hiou Breiz-Uhel hag Arvorig ar Reter, hag e-touez an anoiou-se *eus hiniennou anezo nemetken, ar re na vezont ket re zisleberet, re zistreset, re vilaet gant an nevezkeltiekaat.* An anoiou berr eo peurvuia, an anoiou ungevrennek a stêriou dreist-holl. Anat eo e vefe diskiant klask nevezkeltiekaat anoiou hir, anoiou liessilabennek, evel *Kenomannis* hag *Andegavis,* rak da draou disneuz, da zistresadennou nemetken ez afe neuze an anoiou-se. Gwell eo lavarout *Ar Mañs* hag *Anje* diouz giz brezonegerien goz ar c'hantved diweza. Hogen an darn-vuia eus an anoiou-lec'hiou hengeltiek (an anoiou-kêriou peurgetket) a zo anoiou hir, anoiou liessilabennek, anoiou lieskevrennek (diougevrennek evel m'edo *Vernemeton, Vernemeta,* teirc'hevrennek

*mab-den :* N'eus lealded ebet da c'hortoz nemet digant eun nebeut tud dic'halloud peurliesa hag a-skign amañ hag ahont. Ar strolladou a zo ar gevierez hag ar baraderez o lezenn, hag ar mac'homerez ouspenn bep gwech ma vez an tu kreñv ganto. Ne vez doujet ar Gwir gant an Dud nemet pa vez an Nerz ouz hen harpa. Aet kuit an Nerz, ez a ar Gwir da netra. Evel-se emañ an traou, ha n'eo ket fallgaloni a zo da ober razo, hogen kaledi ha stourm evit diwall ha kreski hor peadra.



evel m'edo *Epomanduoduron, Epomanduoduros* (2), hag ar pep brasa anezo n'eo ket evit gouzañv an nevezkeltiekaat : disneuziet, disleberet-holl, laket dianavezadus a-grenn en em gavont gantañ. N'eus gounid ebet evit ar Brezoneg o klask nevezkeltiekaat seurt anoiou.

Diwar-benn an anoiou-lec'hiou all hag an anoiou-tud, pez a gred d'ar Mestr-skol yaouank (pez a ra van da gredi, kentoc'h) a dalv da lavarout kement-mañ : m'am befe da sevel e brezoneg eul levr Douaroniez Vro-C'hall pe eun Istor eus lennegez Bro-Saoz, e skrivfen diouz doare-skriva ar brezoneg kement ano-lec'h ha kement ano--den en em gavfe en daou levr-se. Lavarout kement-se a zo va zremen da zen diot, rak anat eo ne c'heller ket mont da anoiou estrenyezek a niver bras ; a strolladou, a gantadou pe a viliadou, evel ma 'z aer da anoiou a-skign dre hiniennou.

Ar pep c'hoarzusa avat am eus kavet e respont ar Mestr-skol yaouank eo kement-mañ : Gaou a ran oc'h implijout *Maen-Red* hag o lakaat dre-se ar vrezone-

(2) Da c'halleg *Mandeure* (departamant an Doub) eo aet an
hen-geltieg *Epomanduoduros. Vernemeta* a zo bremañ *Ver-*
*nantes* (Men-ha-Loar). A-zivout an anoiou-se, lenn H. d'Arbois
de Jubainville, *Noms gaulois,* 1891, pp. 127-34, 146-61. *Ver-*
*nemeton, Vernemeta,* a dalv ger-evit-ger « Gourneved, Gour-
nevedou ». *Epomanduoduros* a zo ennañ an ano diougevren-
nek a zen *Epomanduos* « an hini e dalc'h *Epomandus* ».
*Epomandus* a dalv, war a greder « an hini a vez e spered
gant ar c'hezeg, an hini en deus preder gant ar c'hezeg »
(*Epamandus* « an hini a vez o pledi gant ar c'hezekenned »).
*Duros* a dalv moarvat « treizlec'h, tremenlec'h » (keñveria
ar gouezeleg a Vro-Skos *dur,* heñvelster, a c'houlenn en e
ziagent *durus, duras, Rev. celt.* 1922, pp. 155-6). Berraet eo
bet an ano hir-se en oadvez kelt-ha-roman : lavaret e veze
*Epomanduo, Manduodurus.* Ac'hano ar galleg *Mandeure.*

gerien da gredi e talv *Mayne-Reid* kement ha « maen o redek ». Gaou a ran adarre o faltazia *Feunteundourken* « Fontaine-Belle-Eau » (daoust ma vez klevet evel-se an ano *Fontainebleau* gant ar c'hallegerien o-unan) e-lec'h *Feunteun Bellot* (n'eo anavezet nemet gant eur guchennad romanegourien : lakomp daou gant pe tri c'hant a dud dre ar Frañs a-bez). Bugelel eo an daou rebech-se (3). An den o gra n'en deus ket an distera alberz eus istor an anoiou lec'hiou ha tud. Dianav eo d'ezañ kement-mañ :

War dachenn Stourm ar Yezou (n'eo nemet eur gevrenn e tachenn veur Stourm ar Vuhez) e vez o ren lezennou disheñvel a-grenn diouz ar re a vez heuliet gant ar ouizieien en o c'hambr-studi. *Mayne-Reid* = *Maen-Red*, *Fontainebleau* = *Feunteundourken* o deus kenheñveled a-viliadou en holl vroiou ar bed. Rak pa vez stourm etre diou yez a-benn perc'henna eur vro, an hini greñva a labour da drei *pe*

(3) Ha dallentez put eo komz amañ a c'hevierez. Ne glaskan na touella ar re-all nag en em douella va-unan. Eur paotr yaouank-flamm, hogos eur bugel, a oa ac'hanoun pa stagis da implijout Maen-Red bewech ma soñjen e brezoneg. Abaoe 1891-1892 eul lodenn eus va buhez pemdeziek a veze gouestlet da lenn brezoneg a bajennadou, stanka ma c'hellen, ha da diwefurchal er geriadurion em c'herz (re vras Ar Gonideg, diwezatoc'h Geriadurion bras Ernod ha hini Gregor) ha d'en em redia da soñjal e brezoneg a-zivout an traou a garen. Gant seurt gourdonerez, ken natur eo bet d'in ober gant *Maen-Red* ha m'eo bet d'ar Saozamerikaned lavarout *White-Bush* e-lec'h *Vide Poche*. Andon an darvoud, ken evidoun ken evit saoznegerien Amerika, a zo en erez-natur en deus an den da douezia en e lavar geriou stummet disheñvel diouz geriou ar yez a ra ganti. Eun erez-natur, eun erez a-ouenn an hini eo hag a-drugarez d'ezi ez eo deuet eun niver geriou latin, romanek ha hen-c'hallek ken heñvel ouz geriou brezonek-rik ma vez ret lagad ha skiant ar yezoniour evit o anaout.



*da zamdrei*, da heñvelsonadi *pe da zamheñvelsonadi* anoiou-lec'hiou hag anoiou-tud an hini wana — pa na vez ket kemmet ganti en holl d'an holl an anoiou-se dre sevel anoiou nevez. Istor *Zweibrücken* = *Deux Ponts*, *Vide-Poche* = *White Bush* an hini eo.

Kenrumm da *Vide-Poche* = *White Bush* eo *Cancale* = *Konk Gall* a lennis evit ar wech kenta, bremañ ez eus eur pemzek vloaz bennak, war eun daolenn-douaroniez vihan a Vreiz bet moulet gant Breiz-Ataviz e stumm eur gartenn-bost. Dianav d'in ano ar Breiz-Atavad en deus ijinet an damheñvelsonad *Konk-Gall*, nemet kavet mat ha speredek eo, harpet war anoiou-lec'hiou damheñvel e Breiz (*Konk-Kerne*, *Konk-Leon*, *Solgall* « Solus Gallus, Sougeal », h.a.), ha mat en deus graet Vallée ouz hen degemerout en e C'heriadur bras (daoust da enebadenn an Aotrou Ernod a laoskas gant an euz eur yudadenn ouz hen gwelout), rak eur wech c'hoaz, tachenn Stourm ar Yezou n'eo tamm ebet tachenn ar Ouiziegez rik, hag ouz lezennou-all eo ret senti eno ma venner trec'hi. *Gwella, aesa ha buana hent da ziskar eun ano-lec'h estrenyezek hag enebour eo lakaat en e lec'h eun ano-all damheñvelson outañ e Yez ar Vro.*

An hentou bet erbedet ganen em pennad *Dael* a zo bet heuliet abaoe meur a gantved gant brogarourien Kembre e-keñver anoiou-lec'hiou kevrennou Breiz-Veur bet aloubet a-goz gant ar saozneg. Ezomm ebet da lavarout n'eo ket bet diskiant a-walc'h Kembreïz evit klask sevel eun ano kembraek da gement lec'h annezet pe diannez a zo e kevrennou saoznekaet Breiz-Veur. Anoiou d'ezo o-unan o deus koulskoude en o Yez evit ar penna lec'hiou, anoiou nebeut implijet ganto peurliesa, rak evel ma c'hoarvez d'an holl bo-

blou bihan o veva e-kichen eur bobl vras ha kreñv, anoiou an amezeg galloudek a gavont kalz kaeroc'h eget o re. N'em eus gallet biskoaz studia pervez, dre ar munud, istor an anoiou-se. Gant-se, e rin daou rummad hepken anezo amañ :

1° An anoiou bet savet a-goz (war a hañval d'in) diwar an anoiou hen-amzerel, keltiek pe latin : *Gwyth* (Goez) « Wight », diwar an hen-geltieg **Vêktis*, latinaet e *Victis* ; *Tafwys* (Tavoez) « Thames », diwar an hen-geltieg *Tamêsis* ; *Caercolum* (Kêrgolun) « Colchester », diwar *Colonia* (an ano hen-geltiek a oa *Kamulodunon*) ; *Llyngolun* (Lenngolun) « Lincoln », diwar *Lindum Colonia* ; *Caerwent* (Kêrwent) « Winchester », diwar *Venta (-Belgarum)* ; *Caerwysg* (Kêresk) « Exeter », diwar Isca *(-Dumnoniorum)* ; h.a. Faziou o deus graet a-wechou Kembreïz o lakaat an anoiou-lec'hiou diwar o dournskridou koz war gêriou-bremañ : *Cairloitcoit*, *Caerlwytcoed* (Kêrlouetkoad) ne c'hall ket beza « Lincoln » ; ano brezonek Lichfield (*Lêtokêton* an Hen-Gelted) an hini eo (J. Loth), *Caerweir* (Kêrweir) ne c'hall ket beza Durc'ham (4) « Durham » ; Wearmouth eo, a-hervez (J. Loth). Ermaez e lakan *Manceinion* « Manchester » dre ma hañval d'in beza bet kemeret diwar latin al levriou (*Mancunium*) n'eus ket gwall-bell.

(4) Salokras, evel-se eo e vez distaget Durham gant brezonegerien diwar o c'havell, brezonegerien c'hanet. Bez' e lavarer e meur a barrez *durc'hamenn* eus eur vuoc'h a ouenn Durham, hag implijet eo bet ar ger-se war *Groaz ar Vretoned* gwechall gant Ar Mignon (abad Beskont), eur skrivagner diouz giz ha kalon ar bobl ne rae foeltr-forz eus ar « brehoneg kadoer », eus ar glanyesaat hag eus ar brezonekaat. Gwelout ouspenn Geriadur bras F. Vallée ouz ar ger « vache ».



2° An anoiou ijinet, bet trôet peurliesa diwar an anoiou saoznek : *Caergaint* (Kêrgent) « Canterbury » (an ano hen-geltiek a oa **Durovernon*, bet latinaet e *Durovernum* ; *Cantiopolis* a zo bet graet ivez eus ar gêr-se e gre ar Romaned) ; *Caergraig* « Rochester » (**Durobriva* an ano hen-geltiek, *Durobrivae* ar stumm latinaet) ; *Caergrant*, *Caergrawnt* « Cambridge » (anglizsaozneg *Grantabridge* ; an ano hen-geltiek a oa **Kamboritus*, bet latinaet e *Camboritum* (5) ; *Caergaradog* « Salisbury » (an ano hen-geltiek a oa **Sorbiodunon*, ar furm latinaet *Sorbiodunum*) ; *Mynydd Paladur* « Shaftesbury » ; *Caerhirfryn*, *Caerhir* « Lancaster ». Kammdroïdigeziou a zo bet graet (a-ratoz pe diratoz, n'ouzon ket) a-wechou gant Kembreïz, evel *Rhydychen* « Oxford » ha *Rhydweli* « Bedford ». Saoznegour n'oun ket ha biskoaz n'em eus bet tro da studia istor an anoiou lec'hiou saoznek e Breiz-Veur. Daoust da se, arvari start a ran e ve Oxford ha Bedford o talvout « Roudouez an Ejen » ha « Roudouez ar Gwele (pe ar Gouli) ».

Evit *Llundain* « London, Londen, Londrez », ne welan ket penaos e c'hellfe an ano-se beza furm nevez-keltiek **Londinion* ar Gelted koz, *Londinium* ar Romaned. Eun ano-all eo, damheñvelson ouz ar furm saoznek diwar an hen-ano-se. *Londinium* (ha marteze

(5) Da *Chambord* ez eo aet e Bro-C'hall an ano-lec'h *Camboritum*. Keñveria en hevelep bro *Cambocaris*, annezlec'h e harz ar stêr anvet *Karos* gant ar Gelted koz (ar Cher eo bremañ e galleg). *Cambocaris* a zo aet da *Chambonchard*, M. Deloche, *Etudes sur la géographie historique de la Gaule et spécialement sur les divisions territoriales du Limousin au Moyen-Age*. 1860, p. 435. *Camboritus* a dalv « Roudouez Kamm », ha *Cambocaris* « ar c'hamm (ar gammdroienn) war ar stêr anvet Karos ».

ivez *Londobris*, ano eun enezenn e-harz aod Iberia) a zo emichañs diwar an hen-geltieg * *londo* « birvilh, buanegez », aet da *llon* (ha neket da *llun*) e kembraeg, hag an ano-se a zo bet laket moarvat d'ar gêr pe d'an enezenn ma oa savet ar gêr warni (6) en abeg da gas an dour, trec'h ha lano, a zo kreñv-meurbet e Londrez (7). Ano kembraek an dosenn m'eo bet savet warni Tour Londrez, *Gwynfryn* (Gwennvren), a zo moarvat an andon anezañ en ano saoznek *White Tower*. Kalz kosoc'h, o sevel marteze betek an oadvez kelt-ha-roman, e tle beza anoiou an diou zor penna a oa e mogeriou hen-London : Ludgate (*Porth Lludd* e kembraeg), ano an nor gornogel, eus *Lud*, aet da *Lludd* e kembraeg, ha *Billingsgate*, ano an nor reterel, Billings o veza furm saoznekaet *Belin, Belen* (a zo anezañ e brezoneg e Plougonvelen : *Konvelen* = *Kunobelinos*) (8).

(6) Gant ar geuniou en hanternoz d'ezi (dreist-holl el lec'h m'emañ bremañ Finsbury) hag ar gwazennou diwar an Tavoez (unan anezo a c'hrounne eun enezenn-all ma voe savet warni kenta abati Westminster) edo hen London evel eun enezenn. Setu perak ez eo bet dibabet abred da entrepaouez gant ar varc'hadourien (*copia negotiatorum et commeatuum maxime celebre*, eme anezi Tacitus er c'henta kantved goude H. S.). A-zivout ar roll dalc'het gant an enezennou er c'henwerz etrevrôadel dre vor e-pad an Hen-amzer, lenn Viktor Bérard, *Les Phéniciens et l'Odyssée*, 2 levrenn, 1902-1903 ; *Les Navigations d'Ulysse*, 4 levrenn, 1927-1929 ; H. A. Ormerod, *Piracy in the Ancient World*, Liverpool, 1924 ; A. M. C. Shepard, *Sea-Power in Ancient History*, Boston, 1924 ; M. P. Charlesworth, *Trade-routes and Commerce in the Roman Empire*, Cambridge, 1924.

(7) Alies em eus sellet outo, e 1898-1899, diwar liorz Tour Viktoria pe diwar Pont-orjal Chelsea. Gant ar c'haeou bremañ o strisaat e hent d'an dour, ez eo bet kresket ar c'has marteze.

(8) Eur martezead n'eo ken, nemet gwirheñvel a-walc'h. Ouz



Da gloza, selaouomp adarre ouz mouez ar Mestr-skol yaouank : « Re vuan ez it ganti ! Gortozit ma vo deuet ar brezoneg da yez veur dare da ober he lano war ar broiou-krec'h ». Da veiza pegen difur eo e gwirionez ar c'homzou-se a hañval leun a furnez da genta, n'eus nemet rei skouarn da lavarou ar Skiant-prenet : « Neb a gred d'ezañ eo e yez eur yezig, tonket d'ezi krakveva e-pad kantvedou en eur c'horn-bro dister, n'en devo ket kalz a galon da labourat. Ne vo ket hir e striv. Ne vo na bras na stank al labouriou graet gantañ. N'eo ket etre daouarn provinsidi diz-remmwel, rannvrôelerien abaf, karc'hariet e moumounidigez belbiachou, ez a ar yezou bihan da yezou bras, buhezek ha nerzus. Bez' ez eus labouriou da voulc'ha bremañ end-eeun, ne vern pegen didalvoud e tiskouezont beza, diouz barn an dud « fur », dre ma vez gant al labouriou-se eun nerz dieubus e-keñver ene, eur galloud-frankaat war spered kalz a dud a zo enno danvez labourerien dispar hag a vev hualet gant tasmantou. Ar brezoneg, yez dister, treut ha paour he geriadur, yez warlerc'hiet, koz-Noe, manet evel ma oa ar yezou kenta bet komzet war an douar (9), divarrek

*Belinos, Belenos*, keñveria ar makedoneg *Baleinos*, ano-den, e gregach *phalinos* (eus *phalos* « skedus », sanskriteg *bhalam* « sked »). An hevelep wriziENN a gaver moarvat er gouezeleg *Beltene*, gouel Kelig an Hañv (kala Mae), gouel an tantadou. *Beltene* Iwerzoniz ha Skos-Uheliz a zo stumm keltiek *palilia* ar Romaned. *Rev. celt.* II, p. 424 ; 1904, p. 87 ; H. d'Arbois de Jubainville, *Les Celtes depuis les temps les plus anciens jusqu'en l'an 100 avant notre ère*, 1904, p. 32, 34, 54 ; *Les Druides et les dieux celtiques à forme d'animaux*, 1906, p. 5 ; J. Loth, *Les noms des saints bretons*, war *Rev. celt.* 1908, p. 271.

(9) E-touez ar morad gevier ha sotoniou a zo bet dislonket diwar-benn ar brezoneg, n'eus ket a vrasoc'h hini moarvat

da lavarout traou ar vuhez-vremañ, da zisplega kavadennou hon amzer, yez hep nerz da greski ha d'en em astenn, hep nerz d'en em zifenn, zoken en he bro, kaeliet e begig-beg eul ledenezenn vihan, dindanaet eno gant ar galleg, krignet, distreset, vilaet gantañ, yez koueriadekaet, rannyezekaet, hep lennegez, hep gouiziegez, hep tra ebet d'ezi, nemet he divarregez, he faourentez, he c'hramenn, kemend-all a dasmantou da danfoeltra, ma venner distarda ar Wask a zo o poueza war spered an danvez labourerien, Gwask ar Galleg.

« E-touez al labouriou a denn da zistarda ar Wask, unan eus ar reta eo ar c'houennat, an dilasteza anvadurez-lec'hiou e Breiz ha war an harzou bet kalemarc'het gant argadadennou-brezel ar Vrezoned veur, Brezoned vrezonegerien vrezelgar ha gouniderien-vroiou ar V$^{vet}$-X$^{vet}$ kantved. Emañ krog louzeier fall an anoiou gallek da ober founn. Diwallomp ! rak bresk evel holl savadou mab-den e vez anoiou-lec'hiou eur vro. Skouer an Devon, ar Somerset hag an Dorset, e Breiz-Veur, a laka anat peger buan e vez skarzet anvadurez-lec'hiou eur vro ha kemeret he lec'h gant unan all. Grit eur sell ouz kartenn-douaroniez an teir c'hontelez-sé : dre holl ne welot nemet anoiou saoznek, pe da vihana anoiou d'ezo ar stumm saoznek. Ha padal gant brezonegerien e oa poblet ar broiou-se en VIII$^{vet}$ hag en IX$^{vet}$ kantved, hag an darn-vuia eus ar boblañs-vremañ a zo bet hec'h andon er vrezonegerien-hont. N'eus ket bet a gemmadeg-poblañs. Divrezonekaet a-grenn eo bet avat an anvadurez-lec'hiou,

**eget houmañ : *le breton, idiôme primitif*, evel ma lavaront en o galleg grobis. Mont a ra an dic'henaouadenn a-enep da gavadennou ar yezoniez-vremañ. Ne vern. Kavet e vo bepred tud evit hen lañsa.**



hag an divrezonekaat-se, evel ar saoznekaat anoiou-tud, anoiou-tiegez, a zo bet graet gant broïz o-unan. Evel-se o deus Kembreïz dilezet o anoiou-tud. Evel-se emañ bremañ Breiz-Izeliz stag da drei e galleg o anoiou tiegez hag o anoiou lec'hiou.

« N'eus nemet daou hent dirak ar Brezoneg : pe greski hag en em astenn, pe vervel. Bugelel eo soñjal ez eus diskoulmou-all d'ar gudenn. D'ezañ da veva avat, ret eo, ouspenn stuzierien desket, diskuiz hag oberiant, speredou graet diouz ar stourm, speredou trôet war an alouberez, speredou faezourien, speredou trec'hourien. An holl dachennou bet diframmet digantañ abaoe kant vloaz a zo ar gollidigez anezo e kiriegez an dud « fur », ar c'hortozerien, a lavare eus al labouriou dieubus d'ar spered, digarc'harius d'an ene : « Se ne zere ket ouz eur yezig evel m'emañ bremañ ar Brezoneg. Gortozit a-benn daou c'hant pe tri c'hant vloaz ac'han ».

« Gouenn ar c'hortozerien he deus degaset ar Brezoneg war ribl e vez. Gant seurt tud e tremen ar c'hantvedou hep lezel a eost war o lerc'h, hag e van goullo da virviken ar grignoliou ».

MEVEN MORDIERN.

## « STERENN »

*D'ar 15 a viz Genver e teu er-maez an niverenn genta, warni eur varzoneg kaer gant Maodez Glanndour : IMRAM.*

*Priz ar c'houmanant-bloaz : 100 lur, da gas d'an hevelep chomlec'h ha koumanant GWALARN.*

## « ARVOR »

*Niverenn genta ar gazetenn nevez (anezi diou gazetenn evit gwir, unan e brezoneg hag unan e galleg) a zeu er-maez d'ar Sul 5 a viz Genver.*

*Priz ar c'houmanant-bloaz : 25 lur ; koumanant a enor : 50 lur ; da gas da L. Andouard, 12, rue Puebla, Lambézellec. — CC. 35429 Rennes.*

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour :* Y. Drezen

# GWALARN

Boîte Postale 75, Brest

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Sekretour :

G. Berthou, 12, rue Puebla, Lambézellec (Finistère)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant da :

L. NEMO
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12-110 Rennes)

**Priz an niverenn : 5 lur**